WIKIPEDIA

# Inuktitut

An **inuktitut** (ᐃᓄᒃᑎᑐᑦ, lit. 'evel an Inuited') eo yezh an inuited (eskimoed). Ar yezh-se zo eus ar familh-yezhoù eskimo-aleousian.

| **Inuktitut (*ᐃᓄᒃᑎᑐᑦ, Inuktitut, Inuttitut, Inuktitun, Inuinnaqtun, Inuttut*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Kanada |
| Komzet gant : | 80 000 |
| Familh-yezh : | Eskimoeg-aleuteg |
| **Inuktitut** | |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Nunavut, Nunavik, Tiriadoù ar Gwalarn, Douar-Nevez ha Labrador |
| Akademiezh : | |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | iu, ik, kl |
| ISO 639-2 | iku, ipk, kal |
| ISO 639-3 | - |
| Kod SIL | |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn



## Rannyezhoù

E gwirionez eo kentoc'h an *inuktitut* rannyezh an Inuited eus an Arktik-Reter e Kanada. Implijet e vez ar ger evit ar yezh en he fezh, peogwir eo-hi kentoc'h ur c'hontinuom rannyezhel eget ur yezh wirion ; ar c'hcontinuom-se a c'hall bout isrannet, dre vras, etre 16 seurt e 4 strollad:

- Inupiaq (norzh Alaska)
- Inuinnaqtun (kornôg Arktika kanadian)
- Inuktitut gwirion (reter Arktika kanadian)
- Kalaallisut pe Greunlandeg (Greunland).

Etre tout ez eus tro-dro da 80 000 a gomzerien inuktitut. Evit an inuktitut sellet e-giz ur rannyezh ez eus 20 000 anezho.

Ar rannyezh inuktitut a c'hall bout isrannet etre teir isrannyezh pennañ ha strolladoù a bep seurt:

- **Keewatin** - Komzet war aod-kornôg Bae Hudson.
- **Baffin** - Komzet e-barzh an enezennoù-norzh eus Bae Hudson, hag, e-giz ma lâr an anv, en Enez Baffin.
- **Nunavik/Labrador** - Komzet e-barzh kornôg Bae Hudson, e Nunavik, e norzh Kebek hag e Labrador.

Ar c'h-keewatin a vez tuet da chom mirouroc'h, o talc'hen an darn vrasañ eus ar strolladoù kensonennoù, padal ar rannyezhoù nunavik a vez radikaloc'h (da skouer: ar ger keewatin *Inuktitut* a vez klevet *Inuttitut* en nunavik).

## Skiant ar yezhoù

Kar eo d'ar yezh aleousian, asambles e reont ar familh eskimo-aleousian. N'eus ket gallet kavout kerentiaj a-bell ebet gant yezh all ebet, nemet ez eus tud hag a gred en defe an inuktitut liammoù gant ar yezhoù indo-european.

## Geriaoueg

An Inuktitut, e-giz ar yezhoù eskimo-aleousian all, a zo ur seurt dibar a yezh aglutinativ hag a vez lâret *yezhoù polisintetik*: lakaat a ra asambles ur wrizienn hag un nebeud morfemou yezhadurel evit krouiñ gerioù bras ken-ha-ken, ster ur frazenn dezhe.

Ur perzh deurus eo an anvioù-tud. Lod a zo : 'Ujaraq' (roc'h), 'Nasak' (tog pe kabell), 'Tupiq' (stal), 'Qajaq' (kaiak), gerioù mod-se. Anoioù loened vez implijet ivez: 'Nanuq' (arzh polel), 'Uqalik' (gad artik)... Un trede rummad eo an anvioù-tud a ra dave d'ur perzh dibar eus ar c'horf. Da skouer, 'Itigaituk' (hep troad), 'Usuiituk' (hep kalc'h), 'Tulimak' (kostenn), traoù e-mod-se (E-giz Penneg, Troadeg e brezhoneg).

### Gerioù evit "erc'h"

Bez' ez eus ur richenn hag a lavar en defe an inuktitut un niver bras a c'herioù evit erc'h. N'eo ked gwir. Deuet eo an dra-se abalamour ma oa komprenet fall natur ar yezhoù polisintetik. E gwirionez ne gaver en inuktitut nemet un nebeud gwriziennoù evit "erc'h": 'qanik', "malzennoù-erc'h en aer", hag 'aput', "erc'h war an douar". Gant an daou-se e vez savet gerioù brasoc'h, gant afiksoù evit lâret pegement a erc'h ez eus, e-lec'h ma vez implijet e brezhoneg anvioù-gwan pe raganvioù.

### Fonologiezh

En inuktitut ez eus 15 kensonenn ha 3 vogalenn (hag a c'hall bout hir pe verr). Ar c'hensonennoù a vez distaget dre bemp lec'h-distagañ : — bilabial, alveolar, palatal, velar hag uvular, ha tri mod-distagañ.

Ar c'hensonnennoù a zo :

- **p**, **t**,**k** — ha n'int ket enanalet.
- **q** .
- **v**, **l**.
- **j** .
- **g** — .
- **r** .
- **m**, **n**.
- **ng**.
- **s**.
- **ł**. (*kl*) .

Hag ar vogalennoù :

- **a** .
- **i** .
- **u** .

Ma vez skrivet div wezh ur vogalenneo hiroc'h ar son.

### Ar silabaer kanadian

Ar silabaer inuktitut implijet er C'hanada a zo diazezet war ar silabaer Cree, diazezet e-unan war ar silabaer Ojibwe. An daou a oa bet krouet gant ar missioner James Evans. Silabaer an inuktitut kanadian a oa degemeret gant an *Inuit Cultural Institute in Canada* er bloavezhioù 1970. An Inupiaq eus Alaska hag eus Greunland a ra gant al lizherenneg latin, pa vez implijet al lizherenneg kirillek gant an Inuited eus Sibiria.

| | | | |
|---|---|---|---|
| ᐃ i | ᐅ u | ᐊ a | |
| ᐱ pi | ᐳ pu | ᐸ pa | ᑉ p |
| ᑎ ti | ᑐ tu | ᑕ ta | ᑦ t |
| ᑭ ki | ᑯ ku | ᑲ ka | ᒃ k |
| ᒋ gi | ᒍ gu | ᒐ ga | ᒡ g |
| ᒥ mi | ᒧ mu | ᒪ ma | ᒻ m |
| ᓂ ni | ᓄ nu | ᓇ na | ᓐ n |
| ᓯ si | ᓱ su | ᓴ sa | ᔅ s |
| ᓕ li | ᓗ lu | ᓚ la | ᓪ l |
| ᔨ ji | ᔪ ju | ᔭ ja | ᔾ j |
| ᕕ vi | ᕗ vu | ᕙ va | ᕝ v |
| ᕆ ri | ᕈ ru | ᕋ ra | ᕐ r |
| ᕿ qi | ᖁ qu | ᖃ qa | ᖅ q |
| ᖏ ngi | ᖑ ngu | ᖓ nga | ᖕ ng |
| ᖠ kli | ᖢ klu | ᖤ kla | ᖦ kl |

# Stad lezennel

An inuktitut a zo yezh ofisiel e-barzh an tachennoù-mañ :

- Greunland - (Greunlandeg, da heul an daneg)
- Nunavut (Kanada) - (Inuktitut en Inuinnaqtun, da heul ar saozneg hag ar galleg)
- Tiriadoù ar Gwalarn (Kanada) - (Inuktitut, Inuinnaqtun hag Inuvialuktun, da heul ar Chipewyan, ar c'hCree, ar saozneg hag ar galleg, Gwich'in, Slavey, ha Tli Cho).

E Kebek, (Kanada), eo an inuktitut ar yezh ofisiel en deskadurezh e-barzh an distriktoù-skol inuit en Nunavik (norzh ar C'hebek).

